# DIVIS

ETRE

# UN DOCTOR

HAG

## UR BUGUL

---

É BREHONÉC GUÉNÈD

G

E GUÉNED

É TY GALLES, MOLLOUR HA LIVROUR

é ru en Itron-Vari.



# DIVIS

ÉTRÉ

## UN DOCTOR HAG UR BUGUL.

### É BREHONÉC GUENÉD.

EN DOCTOR.

BONJOUR, Bugul, mèn é het-hu ?

EN BUGUL.

É han de glah ur Mæstr, Eutru.
D. Me zou Doctor, ha mar caret,
Me hrei scôl d'oh mar em pedet ?
B. Bet-on é scôl guet Doctorèd,
Ha m'ou hav tout ambarasset,

É cłah disquein de bep-unan
Er pêb n'houyant quet ou hunan.

D. Petra ne houér en Doctorèd?

B. Calz a dreu zou ne houyant quet :
Nombr bras bamdé e huélér
É cłah creisté de buarzêc ær.

D. Hä te houér mui eid en Doctorèd?

B. Disputet doh-ein mar caret.

D. Té, te zisput doh un Doctor?

B. Hou rescond e hrein guet inor;
Er pêh e garehet goulennet,
Me rantou ræson d'oh perpet.

D. Pihue en dês crouéet er bed-man?

B. Doué, Crouéour en doar hag en Nean.

D. Ha te gompren petra-ê Doué?

B. Ne gomprenan, na hui ehué.
A viscoah, ha de virhuiquin,
É hês partout un Doué bemb quin;
Dré er Fé, ol é omb disquet,
Quement tra zou en dès crouéet;
Ean e zou mæstr souveræn,
D'en ol é ra é hourbemén :
En n'emb dob-t-bou ne sentou quet,
E vou a dra-sur punisset.

Bout e zou tri person é Doué,
Quer bras en eil èl éguilé :
En Tad, er Mab, er Sperèd-glan
E banhuér en tri Person-man ;
En Tad zou Doué, er Mab zou Doué,
Er Sperèd-Santel e zou Doué ;
Mæs aveid ind bout tri person,
N'en dint quet tri Doué, meit unon ;
Er Mab e zou deit ag en nean
De guemérein corv hag inean.
Gusquet en dès natur bumén,
Raccé é ma gùir Doué ha dén ;
Mæs ne offran quet disputein,
Nag ar en dra-zé ræsonein :
Adorein Doué hag er hârein
E zou red hemb er homprenein.

D. Petra zelí en ol de Zoué ?

B. Er chervijein guet caranté.

D. Mæs penaus en er chervijér ?

B. Pe hra peb-unan é zevér.

D. Petra-é devér peb-unan ?

B. Cârein Doué bag en Nessan.

D. Petra-é devér Doctorèd ?

B. Pratiq er mad ou dès disquet ;
Rac inutil, ba col amzér

É disquein mad hemb er gobèr ;
Er science hemb caranté Doué,
E rant cablussoh en iné.

D. Petra-é devér Bugulion ?

B. Chervijein Doué a huir galon :
Ur Bugul, deust d'é stad izel,
Mar dé d'en Eutru Doué fidel,
Zou drest er Rouanné ba Princèd,
Ér rang ihuellan ag er bed.

D. Petra-é devér bugalé ?

B. Bout gúir serviterion de Zoué :
Quentéh hag a volanté vad,
Sentein dob ou mam hag ou zad ;
Open é teliant dehai
Inour, secour ha caranté.

D. Penaus en hum gol bugalé ?

B. Pe vanquant d'en devérieu-zé :
Nezé-é é bra ur hroaidur
D'é dad ba mam displijadur.

D. Mèn é tisquant-ind fallantéb ?

B. É hantem goal gompagnonéh ?
Ér festeu hag ér filajeu,
Él léh ma larér sotisseu ?
Dificil-é hantem tud sod
Hemb a ou sotisseu disquein lod.

D. Petra larés ag er festeu ?

B. Caus-ind de galz a béhedeu ;
Poén e mès é credein bonest
En dud péré a hant er fest.

D. Pibue e rescond a vugalé ?

B. N'emb e zou tad ha mam dehai.

D. Petra-é devér tad ba mam ?

B. Mirèt ou bugalé divlam.

D. Penaus é hellant er gobér ?

B. Ou oblijein de chom ér guér.
Hum gollein e hra bugalé
P'ou devé rai a liberté :
Mar ou lezér rai de bourmein,
Ind e zei de you libertin.

D. Pegours é ma red ou disquein ?

B. Pe za d'ou sperèd digueorein,

D. Pegours é ma red ou horijein?

B. P'en dint bihan, æz de bléguein :
Æssoh é pléguér er planteu,
Aveit gùé bras pé darneneu.

D. Pegours é red ou diméein ?

B. P'ou dés en ouaid hag en dessein ;
Ne ziméet jamæs bugalé
Rai youanq hag hemb consultein Doué

Ar er parti hag ar er stad
Destinet d'bou merh pé d'hou mab :
Diméet e zou permettet,
Guet sant Paul e mès-ean disquet ;
Mæs en n'emb e chom hemb diméein
E zou hoah gùel de istimein.

D. Tad ha mam hag ind e zeli
Gobér stad a ou bugalé ?

R. Tad e hra stad ag é vabig,
E vâg liès ur mab prodig ;
Ha mam e hra stad a bé merh,
Liès mad e ouilou arlerh.

D. Tad ha mam hag ind e zelé
Rein ou ol vad d'ou bugalé ?

R. Ur sotoni vras-é d'un dén
Mar ra debai tout é voyén,
Ha mar da goudé quement-cé
De boulen guet é vugalé :
Propossoh-é gùélèt ur mab
É mont de houlen guet un tad,
Aveit n'en dé gùélèt un tad
É mont de houlen guet ur mab :
Liès é huélér exampleu,
Qerclous é quér èl ér mæzeu,
Bugalé é prospérité
Ha tad ha mam é peuranté.

D. Étré pihue é mar-a-tiegueah,
É ma forh hihannig er peah?

B. Étré maměg ha hugalé,
Mar dé deit en ouaid dehai.
Glouaihue er vaměg e zou câret
A galon vad guet minourèd;
Mæs péh maměg e gâr ehué
Bugalé er réral él hé ré?

D. Hâ te houér devêr priédeu?

B. Cleuet e mès ou doairéeu.

D. Pegours é veint é caranté?

B. A pe vihuant é græce Doué.

D. Pegours é vent én désunion?

B. Pe sàu câz ha dissantion.

D. Pihue-é en drouquan ag en ol?

B. En diaul, ur voés hag ur verh fol.
Én un deserh é ma gùel het
È compagnoneah el lonnéd,
Aveit n'en dé chom assamhlé
Guet moès pé merh mar dé follès.

D. Hâg er groagué e gâr er gùin?

B. A inour n'en dint quet é poèn,
Moès pé merh teichet de ivein,
N'hel dén honest hi istimein ·

D'en honestis hi chair hé dor,
Ha d'er péhèd en en digueor.

D. Hàg er groagué zou é colér?

B. É conz d'oh-t-hai é hès danjér,
N'en dès serpant danjerussoh,
Lion na dragon terriploh.

D. Hà groagué vad é cavér calz?

B. Ya, mar dér d'en nean d'ou hlasq.

D. Er plahèd, lar Bugul d'ein-mé,
Hà te hès caranté doh-t-hai?

B. Me zad en dès men dihuennet
A dostat jamæs d'er merhèd;
Rac trompus-é calz a nehai,
Ha collet-é er hed guet-hai?

D. Hà te hanàu plah fur erhet?

B. Ne mès chet hoah calz hanàuet :
Er plahèd fur èl ma cleuan,
N'en dint quet cumun ér bed-man.

D. Pihue e gavès plahèd parfæt?

B. Er ré ne hant quet er bautréd.
Jamæs plah fur, fur ne vé pèl,
Doh er hautréd mar n'hum zalh pél.

D. Mæs n'hellant-ind pautrèd hantein
Eit cavein léh de zimèein?

B. Diméein e zou permettet,
Mæs trompet-oh mar queméret
Ur plah hum blij guet peb galant
Hag ag en ol e zou coutant :
Gùel-é sur cavet ur mignon,
Aveit cand plah é donæzon.

D. Hâ te hès calz a vignonèd ?

B. N'hanâuan gùir mignon erbet :
Er vignonèd tout ér bed-man
Zou inconstant, èl ma cleuan :
N'en dès chet calz ne vè trompet
A ré e fi ér vignonèd.

D. Péguebet é pad mignonéh ?

B. Bet é som é pad é peb léh :
N'emb e ra treu ha cbervad
E gav partout mignonèd mad ;
A pe vou é som achihuet
Adieu nezé d'er vignonéd.

D. Petra hra en n'emb e brest argand
D'ur mignon bemb cavèt goarant ?

B. Liés é col é dihue fæçon,
Hag é argand hag é vignon :
Carderbue, compær-ob pe brestet,
Ha dén ingrat pe houlennet.

D. En n'emb e ra un donæzon,
Petra cbonj-ean én é galon ?

B. En devout sur chonjal e hra
Deu quement mui aveit ne ra,
Hemb en dra-zé certænemant,
Dén casi ne rehé presant.

D. Hâ t'hanàu dén én ha ganton
Hemb é anemis ha mignon?

B. N'en dès chet calz a dud ér bed
N'en d'int ha casseit ba câret.

D. Dob pihue-é d'emb rancun tremein?

B. Doh en dud mar dés moyén;
Rac n'en dès dén ne bel gobér
Na droug ha mad guet en amzér.

D. Mèn-é é sàu dissantion?

B. Él léh ma vanq soumission.

D. Petra zou caus de galz a dud
Ar ou fên tennein mil disput?

B. Rac ma fal dehai bout tud sod,
Hag a vil maleur cavein lod.

D. Penaus é fâch er vignonèd,
Ha penaus é vent accordet?

B. É ivein gùin el liessan
En hum fâchant, él ma credan,
Ha d'ou accordein goudezé
É rinquér cavouèt gùin arré.

D. Hâ te houér chué ivèt gùin ?

B. Rai youannig-é hoah me min.
D'en Doctorèd-é ivèt gùin,
Nonpas d'ein, na d'er sort guet-n-ein.

D. N'emb,e zou pedet d'ur hanquet,
Hâg ean zou sod ma n'en da quet ?

B. Sotoh-é hoah ne chom ér guér
Mar ne houér ivèt guet modér.

D. Er ré e iv rai, petra hrant ?

B. Ou doairé d'en ol e ziscoant :
N'emh e iv rai tout e larou,
Segréd ar en doar ne virou,
Calz hoah e invantou open,
Pe sâu er hannig én ou fén :
Ur sod hum istim forb savant,
Er ré peur, pinhuiq hum gavant,
Hag en trenoz ou devé poén
E cavèt youd silhet d'ou hoén.

D. Pihue e hra d'en dud gùellan chér ?

B. N'emb en dés joé doh er gohér.
Gùel-é deur é ty mignonéd
Aveit gùin é ty traitourèd.

D. Pe pehé argand, te ivehé gùin,
Aveit hout youannig te vin :
Mæs n'hellés chet meit ivein deur,
A balamort ma ous quer peur.

B. Ne mès chet nag argand nag eur
Mæs kouskoudé n'en d'on quet peur :
Pinhuiq-on querclous èl nécun,
P'en d'on coutant a me fortun ;
Ha cleuet e mès é peh léh,
É ma gùel deur ha hara séh
Aveit leih en ty a argand,
Ma n'en dé hoah un dén coutant.

D. Pihue-é pêl pinhuiq ne vé quet?

B. N'emh e zispign ha ne hra quet.
Ne huélér quet calz a brodig
É chomein pêl amzér pinhuiq,
Nag ehué un dén fénéant
É tastumein calz a argand.

D. Pihue-é ne vérit quet secour?

B. N'emh e zou crihue ha ne labour.

D. Péh avantaj en dès er peur
Ar n'emh en dès argand hag eur?

B. Un avantaj en dès forh caèr ;
Rac ne huélér quet el lairon
Donèt calz én é ganton.

D. E péh léh enta é vent-i?

B. Él léh ma santant mui gouni.

D. Pihue e hum laqua de lairein?

B. N'emh ne ven quet labourein.

D. Ha cresq e hra madeu un dén
É quemér madeu en estrén ?
B. Jamæs n'en dès dén pinhuiqueit
Dré er gueu doh en nessan groeit ;
Er madeu zou goal goumet
Ne brospérant de zén erbet.
D. Hág er madeu pront dastumet ?
B. Pront-é ebué debai monèt.
D. Hág el lairon, hag ind e bel
Hum virèt dob droug-speréd pêl ?
B. Natur er ré vrassan lairon
É cavein scont é peb canton :
El lair e chonj é hès perpet
Ur ré-benac dob er ridèc.
D. Hág ean zou calz a dud e lair ?
B. Ya, mui aveit ne chonjér,
Ag en ol, mar examinér,
Calz a dud just ne gavér ;
Hag er pêh em surpren muihan,
Hag e hra poén d'ein pe chonjan,
É ma rantér é peb canton
Inour d'er ré vrassan lairon ;
Ha nombr bras a ré distér
Dirac en ol e bunissér.
D. Pihue e gâr bout inouret ?
B. Quement hani e zou ér bed.

D. Pihue e hra inour d'é nessan ?

B. N'emh er hâr él d'hou é hunan :
N'emh ne gâr, hag e rant inour,
Zou hypocrit hag un traitour.

D. Pegours é chanjér fantasi ?

B. Pe gresq er madeu én un ty :
N'en dès chet calz, mar dés nécun,
Ne chanj imur, pe chanj fortun :
Er fortun vras, en inourieu,
Ag er Sænt e hra diauleu.

D. Hag er ré e gâr inourieu,
Hag e publi ou vertuyeu ?

B. Er yar en dès droëd un ui,
Pe gân, en el lamér guet-hi ;
Ha doh hum vantein é collér
Er mérit ag er vad e hrér.

D. Hâ te hès joé doh en inour ?

B. Ne glasquan quet a zisinour.

D. Ag en inour pé er madeu,
Lar d'ein er gûellan ag en neu ?

B. Gùel-é hrud mad de hep-hani,
Aveit madeu a leih en ty.

D. Hâg ol en dud e glasq inor ?

B. Querclous er sod él en Doctor ;
N'en dès chet calz, mar dès nécun,
E zou coutant ag é fortun.

D. Há te hès joé doh tra erhet?

B. Doh un dra vad em hé perpet.

D. Lar d'ein er mad e hlij d'i-tè.

B. Ma vein perpet é græce Doué.

D. Há te hès hoariet hiscoah?

B. Ne gredan quet em behé hoah :
Cleuet e mès é hoariein
Ne zastumér nameit chagrin :
Goudé hoari é huannadér,
Goudé hoari é tampestér,
Ha liès mad en hum fouettér.

D. Perac é remerquèr peh dèn
Bremen joéius, touchant chagrin?

B. Allas! dré er hetan péhèd
D'en inconstance é omb sujet;
Ha ne hel dén moralemant
Bihuein parfætemant coutant :
Assamhl guet er prospérité
É ma lojet en adversité.

D. Lavar d'ein ehuè ma gouyès
Perac é huélamb-ni liés
Ré zou coutant, ré zou perpet
Carguet a chagrin ou speréd?

B. Ag er stad a ou housciance
É d'emb tennein ou différance;

Er ré e vihue èl güir grechén
Zou patiant én ou anquin ;
Èl Job, é mant coutant perpet
A bep poén, memb ag er hlinhuèd :
En dud-cé e gavér perpet
De volanté Doué resinet :
Mæs é contrel en dud mechant
E soufr atâu diæzemant.

D. Perac enta ne chanjant-i ?

B. Er vince ar nehai e houni.
Un erhuen zou droug de bléguein,
Quêntoh é torr aveid canein ;
N'emb en dès bibuet ér vinceu
Ne chanj quet aveit conzeu ;
Pé mar chanj un draïg benac,
Ne chanj quet a galon vad.
Ur hoh luhern memb zou dalhet,
Ur yar hoah e garou gùélèt :
En n'emb ne chanj a buir galon
E gâr er goal occasion.

D. Me huél erhat, Bugulig youanq,
D'id sperèd na sciance ne vanq ;
Mæs, lar d'ein-mé, péh sort michér
E guemérei guet en amzér ?

B. Hui zou Doctor ha dén savant,
Laret d'ein-mé bou santimant.

D. Mé fal d'ein a p'en d'ous abil.
Rein d'id ur stad forh dificil.

B. Dificulté e zou perpet,
Reit t'ein en hani e garehet.

D. Me houér erhat ne garès chet
Nag er groagué nag er merhed;
P'ou harehès, é rehès fortun,
É timéein, querclous èl nécun;
Mæs p'en dé aral te avis,
Red-é ma vei dén a Ilis,
Ha mar carès, én ur ridéc,
É vei laqueit de vout bèlèg.

B. A guement-cé n'en d'on quet dign,
Rac ne gâran quet ivèt gùin.

D. Petra vei-té enta Menah?

B. Eun hras e mès ne vehé goah,
Er froc e zou diæz de zouguein,
Ha calz e vehé caër cavein,
P'hellehent chanjein ou froqueu,
E franquehé er houvandeu.

D. Me houér erhat doh ha ç'imeur,
Ne vei jamæs na tad, na hreur;
Mæs mar carés sentein doh-ein,
Dout avocad en ha laquein?

B. Mar hen avoçad, é rinquein
Er gueu èl er gùir dihuennein.

Ha rein conseil de bep-hani
Revé é chonj ha fantasi,
Pè autremant guet disprisance
Chom hemb plaidein én audiance.

D. Petra vei-té enta, soudard?

B. Ne mès chet custum doh en ard;
D'ur soudard é ma ordinær
Disquein pillal, disquein bout lair :
Hennéh e zou hoah ur stad fal,
Disquet t'ein ur vichér aral.

D. Pe ne blij enta er bed d'id,
Red-é d'id assai bout ermit.

B. Reit t'ein enta un ermitaj,
Ne houlennan quet davantaj;
Rac aveit chom é misq en dud,
Eun e mès a em bout goal brud.

D. É petra goal brud é pou-té,
Mar bihuès mad ha revé Doué?

B. Er bed en dud zou decriet
Liés bemb n'ou devé manquet;
Er Vêlean, èl er réral,
E zou sujet d'en téadeu fal,
Memb er Venèh ér bouvandeu
Zou dûet dré er fal téadeu :
Er priédeu, ba tad ha mam

E zou perpet idan er blam ;
Er groagué queih hag er plahèd
Hemb ræson e zou decriet ;
Mæstr ha mæstrès hum glèm perpet,
Memb p'en d'int güellan chervijet ;
Tud a justice hou ruinou,
Er varhadision hou trompou ;
En duchentil e hrei poén d'oh,
Er baizantèd vou énep t'oh ;
N'en dès eutru na damezel
N'en dès èl er réral ou zravel :
N'en dès nameit fal dud ér bed,
Én ou misq ne chomein quet.

D. Pe hès eun ag en téadeu fal,
Me rei d'id un avis aral,
Studi, ha te vou Doctor,
Dén ne douchou doh te inor.

B. Un Doctor, avel un aral,
E zou sujet d'en téadeu fal,
Inouret-é ou halité,
Ha dispriset ou vanité ;
Hennéh-é vince en dud savant,
Bout superb a gaus ma houyant

D. Ah ! Bugulig, fouettet vehet,
Rai libr é cavan hou téad.

B. Mar ben fouettet, me zou sur
N'emb em fouettou ne vou quet fur :
Petra, ur bugul vou fouettet,
Rac treu gùir en devou laret?
Mæs, a pe gonzet fouettein,
De guetan fouettet hou ç'azen,
Ha miret hou sciance eid oh,
Me gavou gùel mæstr aveid oh.

FIN.

